

# CANNEN

## SANTÈS JULITTE,

### PATROMÈS REMUNGOL,

*Hac hani hé Mab Sant* QUÉRIC,
*Patrom Mouriec.*

Pe blige guet-n-oh tout cheleuet
Ur gannet a nehué sàuet,
Ur hantiq sàuet a nehué,
E mil seih cand tregond eih vlai.

Commançamb enta er vuhé;
Cheleuamb-hi guet caranté,
A Santès JULITTE beniguet,
Aveid er fé martyriser.

É Liconi é oé gannet,
Hag a dud noble mar boé ér bet;
A Liconi a Liconial,
Sàuet a greis er goaid toyal.

Ér vro-cé oé huguenaudèd
A gorv, a galon, a sperèd;
Mæs hi doé en intantion
De zistroein doh er grechénion.

Hi é doé én hé halon
Un tuemdér bras a gontrition,
Doh en donæzon ag er fé,
Hac hi secouré noz ha dé.

De noz, de vitin er Santès
E suplié peb dé er Huérhiès;
Hi e suplié er Huérhiès Vari
De vout avocadès aveit-hi.

Guèrhiès Vari, mam beniguet,
En dès douguet Salvér er bed,
Reit d'eign er græce de hanaouet
Er mystér bras ag en Drinded.

Me offre d'oh, ô me Jesus!
Dré zeourn hou Mam glorius,
Me ol poén ha me ol tourmant
E mimoér ag hou castimant.

En ol tourmanteu ag er bed
E souffrehen guet patiantet,
É mimoér a hou ç'hanhue, me Jesus,
Ha hani hou Mam glorius.

O me Salvér! ô me Jesus!
Me zad, me roué carantéus,
Reit d'eign lod ag hou paradouès
A badou birhuiquin jamæs.



Pe oé Julitte santefiet,
Ha catholiq en hum rantet,
Hi e bedas Doué a volanté vad
Aveit Sant Quéric hi mab.

Pe gleuas en idolatret
É oé Julitte santefiet,
Ind d'hum zoug en ur go'é bras,
Beta ne oent oueit én arrage.

Én amzér-zé é oé un tirant
Idolatre, hanhuet-oé Uissant;
É oé rust doh er grechénion,
Ou zourmanté er mæz a ræson.

Ordrénet-oé guet en tirant
De change buhé, pé castimant;
Mæs hi e rescondas nezé
Ne rehé jamæs en dra-zé.

En tirant hoah nezé laret
De Santès Julitte beniguet:
Julitte, Julitte, changein e rehet,
Pé autremant é fariehet.

Laret e mès d'oh ha deja
Me santimant hemb nah nitra:
Crechénès-on a dra certein,
Hag é vein aveit birhuiquin.

Ne vou quet en eun a dourmant
A rei d'eign change a santimant:
Crechénès-on a dra certein,
Hag é vein aveit birhuiquin.

Adieu enta d'em ranteleah
D'eign ha d'em ré a ol viscoah;
Adieu, adieu de Liconi,
Birhuiquin n'en dan mui dehi.

Adieu me fameil, me danné,
Me respet hag autorité;
Ne glasquan quin na dé na noz
Meit Jesus hag é varadoz.

Ha hi quemér nezé hé mab,
Ar hé divréh hi el laquas;
Aveit quittat el Liconi,
Quemér en hent de Seleuci.

En ou hent é rancontrezant
Un dén youanq marhue guet castimant
Hag é oé un dén revé Doué;
Mæs collet en doé er vuhé.

Hi hum laquas ar é zeulein,
Doué hag er Huérhiès suplien
De rein arré mar bé moyant
Buhé d'er peur queih dén youanq.

É continuant m'en doé laret,
Chetu en dén youanq sàuet:
Guèrhiès Vari, carguer a buissance,
Brasset ur miracle-é hennan!

M'em boé-mé collet er vuhé,
Chetu-hi recouret arré.
Trugairé Doué hag er Huérhiès,
Ha Santès Julitte Martyrès.

En dén youanq guet caranté,
P'en doé receuet er vuhé,
Rac ma oé volanté Doué,
De Julitte é laras nezé:

Julitte, Julitte, me cheleuet,
Permettet-é d'eign de laret,
Guet Jesus-Chrouist, mab uniq Doué,
En achimant a hou puhé.

É Liconi é oh gannet,
Itronès, é vehet martyret.
E Liconi e hoès bet buhé,
E Darz en hi hollehet arré.

E het berman de Seleuci,
Miracleu bras e rehet én-hi;
Hag é vehet durant ur blai
É hobér miracleu ér vro-cé.

Quêrhet enta, ne dardet quet,
Hirreah-zou ne arrihuehet;
Cleuet ou dès en douaré
É mès receuet er vuhe.

Inou é hès ur Presidant,
Hag e zou hanhuet Exiant,
En dès deu bautre assuremant
E zou arrihue guet-hai accidant.

Unan a nehai ne huél quet,
En aral ér punce e zou baret;
Arrihue-é imbèr en tri dé
P'en dé fariet é vuhé.

Permettet-é guet Jesus-Chronist
Hag é vam er Huérhiès Vari,
Ma retornou hoah é buhé,
Julitte, dré hou ç'autorité.

Julitte nezé é continant,
Quemér congé guet en dén youanq;
Laquas hé mab ar hé divréh,
De Seleuci monnet arré.

É Seleuci pé arrihuant,
E oé laret d'er presidant
E oé Julitte arrihuet
Hag é tas ahen d'hi havet.

Pe arrihuas er presidant,
Ean hi saludas humblemant,
Hag hi supliás, mar boé moyant,
De rein buhé d'é vab cohan.

Hi e respondas d'er Presidant:
Me rei men devér, me fisance,
Aveit rein dehou er vuhé,
Ya, mar bé volanté Doué.

Monnet Julitte incontinant
De blein er punce guet er Presidant:
E hanhue Jesus hag er Huérhiès,
Ag er punce-zé deit ér méz.

Incontinant m'en doé laret,
Chetu er pautre ér méz rantet;
Hag é buhé èl de gommance,
Hemb n'en dès bet droug nag offance.

Er Presidant ar é zeulem,
A galon vad d'hi suphein :
Me mès hoah unan ne huél quet,
Mar plige guet-n-oh er secouret.

Ha hi monnet guet-hou nezé
De visitein er hroaidur-zé;
Guet ur mouchæt sébein é face,
Digas sclærdér d'é zeulegad.

Paud a dud e oé é huélet,
Crechénion ha huguenaudèd,
Hag a zistrohas ol doh er fé
Guet inour bras ha caranté.

O dén youanq, câret guet Doué!
Laret hou poé er huirioné :
Groeit e zou miracleu guet-hi
Ha dé ha noz é Seleuci.

En ol desir a hé halon
E oé secour er grechénion,
Hag ehué en idolatret
A pe n'hum ranteint catholiq.

Nezé é oé volanté Doué,
Ha hani er Huérhiès ehué,
A Seleuci ma quittezé
De Darz de achihue hé buhé.

Er guér a Zarz pe arrihuant,
Hi doé pouvoér ha puissance :
En andret en idolatret,
Catholiquèd en hum rantet.

Én amzér-zé é oé un tirant,
Hag e oé hanhuet Alexandre :
Un dén puissant bras él ur prince,
Ha mæstr e oé ol ér province.

Dehou é oé bet rapportet
É oé én é vro arrihuet
Ur voès hag en doé ur mab,
Ér province hi doé pouvoér bras.

En tirant en doé ordrénet
Ma vé bet dehou degasset,
Ha ma vé bet interroget
Eit gout a béh bro hi oé sàuet.

Julitte e arrihue incontinant,
Interroget guet er Presidant,
A béh ligné hag a béh goaid,
Hag a béh race hi oé sàuet.

Julitte, douce hac humble a galon,
Dré hé fé hag hé hontrition,
Ha carguet a græceu divin,
Ne recondas ur guir hemb quin.

En tirant-cé neæ laret
De Santès Julitte beniguet,
Ma ne garzé conzein doh-t-hou
En devé bet groeit hi lahou.

Julitte neæ e rescondas,
Guet joé ha caranté vras,
Crechenès-on a dra certein,
Hag é vehein de virhuiquin.

Condannet-oé guet en tirant
De souffrein ur martyr presant;
Ha hi bet nezé degasset
Eit ma vezé bet martyriset.

En tirant-cé, cri ha eruel,
Hi dihusquas bet en hantér,
Guet guial, quêrdat ha quentreu,
E drézé ehué corv ha mampreu.

Hé mab Quéric, guet en tirant,
Ar é zeulein inou presant,
E huélet martyrein é vam,
E clasq er change a santimant.

Hé mabig Quéric e saillé,
É galon quasi ne feuté;
Ha hi ehué doh er gùélet
E souffrein ur boén diremet.

Consolet-oé bet guet un Æl,
A berh Jesus-Chrouist hur Salver:
Julitte, Julitte, n'hum chiffet quet,
Martyr é varhue oh assuret.

Pe oent cesset a hi fouettou,
En tirant cri ha diræsou,
Nuah-pille en hi dihusquas,
Ha doh er pilér hi staguas.

Pe oé staguet doh er pilér,
Er soudardéd, cri ha calet,
Hi dispennas corv ha mampreu,
Guet cribeu hoarn ha scrihuelleu.

Hi mab Quéric, guet en tirant,
Ar é zeulein inou presant,
E huélèt martyrein é vam,
E clasq er change a santimant.

Chetui hou mam, me mab mignon,
E souffr ur martyr diræson,
Ma ne changet a santimant,
E andurehet er memb tourmant.

Distroeit doh-eing, me innoçant,
Changet buhé pé castimant,
Distroeit doh-eign, hui e vou Roui,
Dén puissant bras é Liconi.

Quéric ne oé nameit tri blé,
Nonpas ur guir ne respondé ;
Ean e laras d'er Presidant :
Crechén-on ehué èl me mam.

En tirant cri-zé, guet arrage,
Ar é zivréh en er sàuas,
Ag ur bazen ihuél meurbet
Ar er paué en dès-ean taulet.

El ma couéhas ar er paué,
Torrein é houg doh é ziscoé,
E bèn é puar hartér feutet,
Chetu Quéric martyriset.

Julitte quement-cé pe huélas,
Jesus-Chrouist e drugarèquas,
Ma oé hé mab Quéric marhuet,
En hé raug lamet ag er bed.

En tirant cri-zé é furi
Doh en Intron Santès Juli,
E yas én ur golér quer bras,
Just èl er blaidi én arrage.

Guet cribeu hoarn ha scrihuelleu,
Guet querdat clomet ha quentreu,
Hé horv ol ou dès dispennet,
Er hruellan tra oé ér bed.

En ivle hag ér chouffre berhuet,
Santès Julitte ou dès laquet,
Aveit poahein hé ol mampreu,
Distague er hicg a hé mampreu.

En tirant Alexandre nezé
Aveid achihue hé buhé,
Ean e dennas é goutelas,
Hag ar en tache hi dispennas.

Julitte é Remungol Patromès,
Quéric, Patrom é Mouriec;
Ou deu tost a tost inouret
Abarh el escobty Guénèd.

Ni hou supli, Santès Julitte,
Ha hui ehué, Eutru Sant Quéric,
Mar hur bou, dré hou ç'intercession,
A hur péhedeu gùir pardon.

FIN.

É GUÉNÈD, é ty J.-M. GALLES, imprimour.

